


# CANTIC SPIRITUEL

*VAR BUEZ*

# SANTEZ BRIGIDA,

*Pehini e deus un Ilis devot e Paroz Lanvilin*

Var ton : Guerz Santez Techla.

Speret-Santel, illuminit va speret,
Roiut din ar c'hraç da zisclêrya d'ar Vretonet
Ar Vuez gaer eus a Zantez Brigida,
Guir batronez ar priedou er bed-mâ.

Zec'h, graguez, intanvezet, bugale,
Bet attantif ha selsouit e Bue,
Ma ellimp oll gant feiz donet d'e fedi,
Hac imita ar vertuziou anezi.

A Suede voa guinidic ar Santez,
A ligne vras, hervez rapport e buez :
He zad a voa e hano mat Brigerre,
Dijentil mat demeus a vro ar Suede.

Pelerin voa, nonobstant d'e galite;
Bet voa ive e Sant Jacqes Galice;
Un den devot, a govesse bep guener,
Gant desir bras da imita hor Zalver.

E Mam a voa eus a bep vertuz carguet,
Un Itron vras, Sigridan e voa hanvet,
E devoa grêt ober calz a Ilisou,
Ha diazeet outo calz a leveou.

Pa voa e Mam sur ô touguen ar Zantez,
Var ar mor bras en em embarqas eur vech,
Nombr bras e zud gant an tourmant zo beuzet,
Ha Sigridan dre viracl so preservet.

Hac en nos-se e voe revelet dezi
E voa Doue a voa deut d'e freservi,
Abalamour d'ar c'hraouadur a zougue,
Eur presant caër d'ar bed-oll digant Doue.

Un den devot a remerqas ar Vere'hes,
Var ur c'houabr pa voe ganet ar Zantes,
Gant sclerdet vras, hac eur vouez a zisclërie
Dre ar bed-oll e voa ganet en nos-se.

Tri de hepqen voe ar Zantes hep parlant,
Ar bêvare e parlantas distinctamant;
Se voa eur merq da c'houzout e voa choaset
E renq ar Zent gant hor Zalver biniguet.

Pa voa seiz vloas e c'happarissas ar Verc'hes
Carguet a c'hloar e tal guele ar Zantes,

O tisqeus dey ar recompanç e dije,
Eur gurunen epad an eternite.

Pa voe en oad a ugent vloas, ar Zantes
E tisquezas e buez hac e santeles,
O veza chast, fur, ha devot, ha parfet,
O pratiqa ar vertuzion gant respet.

Ar Zantes-mâ a yas eur vech d'ar sermon,
Gant desir bras da glêvet ar Bassion,
Hac a velas hor Zalver qen affijet
Evel pa vije er moment crucifiet.

Hac hi goulen, va Jesus, oc'h en em vouela;
Piou an hini en deus ho trêtet er guis-mâ?
Nep am mepris o devêus accounac'het
Eo evit o redima ez oun bet marvet.

Pelloc'h neuse, pa mele ar Bassion,
Gant glac'har vras e voa mantret e c'halon;
Na elle qet e c'hontampli hep gouela,
Nobl ha partabl, imitomp-hi er poent-mâ.

Ar seiz, en aour e laboure ar Zantes,
Hac ar Verc'hes a ve ganti alies
E creiz an nos, hep gout da zen e save
Da adori a galon vat e Doue.

An diaoul cris un nos a deu d'e sponta,
Cant troat, cant dorn diform vos stag outha;
Pa er guelas, e tostas d'ar gruciff,
Hac al loen vil o tec'hel pell diouti.

Pa voa erru en oat da veza demezet,
Evit plijout d'e zud e qemeras pried,
Ma eureujas d'ur prinç voa hanvet Ulse,
Un den devot, guir zervicher da Zoue.

Fur e vevent, Brigida hac e fried;
Mes hi bepret a rê pinijen caled,
Yun ha pedi, hac en em vortifia,
Beva ar beorien, o guisqa hac o loja.

Oll cuzulliou an Aviel a heuille,
Ar reglen vad d'e vugale a zisqe;
Chagrinet ve pa deu micun da vanqa
En e zever, prest e teu d'e gorija.

Eur huguel dezi eur vech a voa manqet
D'ober ar yun eus a sant Yan beniguet,
Ha qementse a reas poan d'e speret;
Mes sant Yan prest dezi so apparisset.

Sant Yan o comz outi : me è, emezâ,
Ho sicouro bete an heur diveza,
Evit at c'hens oc'h eus da fot ho puguel,
M'o tifenno gant armou spirituel.

E ped danjer en em gav, c'hoas ar Vere'hez,
P'er goulenne d'e freservi ar Zantez;
Pa voa e poan eus e huguel diveza,
Pres ida vervel, e teuas d'e delivra.

Birac an oll e teuas da douch outi :
Courach, ya merc'h, e recompanç doc'h avi,

A so graç deoc'h accordet gant Doue,
Da zelivra ar grague demeus ar boan-se.

An daon bried anflammet gant graç Doue,
A yas o daou da Sant Jacqes Galice,
O tont d'ar guêr e coezas clàn e fried,
Mes Sant Denez dezi su apparisset.

Hac a lavaras, rac ma er pede parfet,
Voa digasset da rei yec'het d'e fried;
Ha prest goude e ziut gant Doue inspiret
Da zepari Brigida hac e fried.

En eur goùent e fried en em rentas,
Nebeut goude santelamant e varvas,
Hac e vadou ganti a voe partajet .
D'e bugale ha d'ar beorien ezomec.

El Leandi en em rentas ar Zantes,
Da finissa e buez gant santeles;
Evit e peoc'h gallout ober e feden,
Hac ogmanti e foan hac e finijen.

Eur gourris reun var e c'horf paour a zoague,
Var e dion-vrec'h bep guener e tivere
Ar c'hoar bervet, o sonjal en e c'halon
Unan benac eus a boaniou ar Bassion.

Quer carguet voa eus a speret un Doue,
D'ar pennou bras eus an Ilis e scrife,
O lavaret voant gant Done gourdrouzet
Ober ar c'harg rac na vijent suprenat,

Pap, Rouanez, Princet hac Impalerien,
Cabucinet, hac Eskeb ha Béleyen
A grede tout ar pez a lavare;
Ar Speret-Glân dre e guenou a gomze.

Inspiret e voe da vont da visita
Ar plaçou sacr qent mont divar ar bed-mâ;
En Menez Calvar, en Rom, en Jerusalem,
E voe ar Zantez, hac hi cos hac ancien.

Hac hor Zalver a zisclêryas e vuez
Er veach-se antieramant d'ar Zantez,
Bete memes an nombr demeus an toliou
A reçevas en e Bassion garo.

Ar chenchamant hac ar bouitionou
Eus ar c'hêriou hac eus ar rouantelezou
A zisclêryas ar Speret-Glân d'ar Zantez,
Hac ar moment diveza eus e buez.

Er bloa mil tri c'hant seitec ha tri-uguent,
A viz gouelen an drivet deiz varnuguent,
E finissas ar Zantez-mâ e foanniou,
Da vont d'an ên da bossedi ar joayou.

Lies signou demeus e drrusdet
Goude e maro gant an oll a voe guelet;
Miraclou bras a rê Doue er c'hanton
Dre e faveur hac e intercession.

D'an dud bouzar e tigasse ar c'hlêvet,
Guz d'ar ré vud, ha d'ar re dall ar guelet,

Dec-den maro a recevas ar vne
Dre e faveur digant an Autrou-Doue.

Ar Pab Bonifaç, daouzecvet eus a hano,
Informet mat demeus e oll miraclou,
E renq ar Zent en deus-hi canoniset
Eur bloa goude ma voe e c'horf entêret.

Sent Antonin ha calz eus a Zoctoret,
Baronius anezi o deveus bet comzet,
Abalamour d'ar revelationou
E devoa bet digant Jesus, hon Autrou.

Beza so calz demeus anezo scrifet,
Hac approuvet gant calz eus a Zoctoret;
Ar C'hardinal hanvet Torquemadou
A reas approuv e revelationou.

Ar c'honentchou a reas da vatissa
A so hanvet a urz santez Brigida;
Ebars e Rom eus un habit d'ar Zantez,
E deus vertuz da zelivra ar graguez.

E Suede e honorer ar Zantez,
En Spagn, en Franç, en Allamagn, en Flandres,
Hac eu Treguer bremâ eo etablisset,
E Lanvilin, en faveur ar Vretonet.

Tud dal, tud mud, tud bouzar, tud affljet,
Ezec'h, gragne, qement en deus goal bried,
Deut d'ar plaç-mâ gant feiz ha devotion,
Hac ho pezo soulach doc'h affliction.

Pap, Rouanez, Princet hac Impalerien,
Cabucinet, hac Esqeb ha Béleyen
A grede tout ar pez a lavare;
Ar Speret-Glân dre e guenou a gomze.

Inspiret e voe da vont da visita
Ar plaçou sacr qent mont divar ar bed-mâ;
En Menez Calvar, en Rom, en Jerusalem,
E voe ar Zantez, hac hi cos hac ancien.

Hac hor Salver a zisclêryas e vuez
Er veach-se antieramant d'ar Zantez,
Bete memes an nombr demeus an tohou
A recevas en e Bassion garo.

Ar chenchamant hac ar burzitionou
Eus ar c'hêriou hac eus ar rouantelezou
A zisclêryas ar Speret-Glân d'ar Zantez,
Hac ar moment diveza eus e buez.

Er bloa mil tri c'hant seitec ha tri-uguent,
A viz gouelou an drivet deiz varnuguent,
E finissas ar Zantez-mâ e foanniou,
Da vont d'ân ên da bossedi ar joayou.

Lies signou demeus e eûrusdet
Goude e maro gant an oll a voe guelet;
Miraclou bras a rê Doue er c'hanton
Dre e faveur hac e intercession.

D'an dud boukar e tigasse ar c'hlêvet,
Camz d'ar re vud, ha d'ar re dall ar guelet,

Dec-den maro a recevas ar vue
Dre e faveur digant an Autrou-Doue.

Ar Pab Bonifaç, daouzecvet eus a hano,
Informet mat demeus e oll miraclou,
E renq ar Zent en deus-hi canoniset
Eur bloa goude ma voe e c'horf entêret.

Sant Antonin ha calz eus a Zoctoret,
Baronius anezi o deveus bet comzet,
Abalamour d'ar revelationou
E devoa bet digant Jesus, hon Autrou.

Beza so calz demeus anezo scrifet,
Hac approuvet gant calz eus a Zoctoret;
Ar C'hardinal hanvet Torquemadou
A reas approuv e revelationou.

Ar c'honentchou a reas da vatissa
A so hanvet a urz santez Brigida;
Ebars e Rom eus un habit d'ar Zantez,
E deus vertuz da zelivra ar graguez.

E Suede e honorer ar Zantes,
En Spagn, en Franç, en Allamagn, en Flandres,
Hac en Treguer bremâ eo etablisset,
E Lanvilin, en faveur ar Vretonet.

Tud dal, tud mud, tud bouzar, tud affliget,
Ezec'h, gragne, gement en deus goal bried,
Deut d'ar plac-mâ gant feiz ha devotion,
Hac ho pezo soulach doc'h afflietion.

Ispicial ar grague a zo goal hoauniet
O laqat hars er bed o innoçantet,
En em göestlit tout da zantez Brigida,
Dezi ê roet ar pouvoar d'o-zelivra.

Prudant eo bet hoc'h avis, Lanvilinis,
Etablissa ar Zantes-se en hoc'h Ilis,
Graçou Doue hae e venediction
Dre e faveur a ogmanto er c'hanton.

Nobl ha partabl, bezit devot d'ar Zantes,
Suppliomp-hi da veza hon Alvocades
Dirac Jesus hac e Vam sacr ar Verc'hes,
Ma zaimp d'an ên da veuli Doue da james.

## *Oræson da Zantez Brigida.*

TAD Eternel, c'houi pehini, dre meritou hor Zalver Jesus-Christ, en deus revelet da Zantez Brigida ar secrejou demeus an ênvou, grit dehmp ar c'hraç, dre intercession ar Zantes-mâ, da bossedi assambles ganti ar memes gloar hac eurusdet avelti apad an eternite. *Amen.*



E Montroulez, e ti LEDAN, e traon ru ar Vur.

